# > *Frapad*



# Tud ha micherioù

☑ **1 - Lenn ha kompren**
Labourat e Kerne
Hent al livourien
Labour ha poblañs Kerne

☑ **2 – Selaou ha kompren**
Treserien
kreizenn CNRS Rosko

☑ **3 – Skrivañ**
Sevel dezrevell ar staj-micher
Kinnig ur vicher

☑ **4 – Komz didroc'h**
Diverrañ ar staj-micher
Keñveriañ perzhioù div vicher

☑ **5 – Komz / divizout**
Keñveriañ perzhioù div vicher

☑ **6 -Yezhadur/geriaoueg**
Kentgerioù ha dibennoù-ger
Reizh ar gerioù brezhonek

☑ **Sevenadur, istor ha douaroniezh Breizh**
Livadurioù ha luc'hskeudennoù micherioù kozh a Vreizh

# Labourat e Kerne

125 648 oberiad zo en arondisamant Kemper, hervez niveradeg 1999. 11,5 % eo ar feur dilabour (diouzh EBSSA), e-skoaz 11,3 % en departamant.


arondisamant Kemper

Tost da 110 000 implij zo kinniget gant an embregerezhioù diazezet e Kerne. Kerne, pouezusoc'h enni al labour-douar eget er peurrest eus Frañs ha ken greantel ha keidenn Frañs, a zo digemmet dre pouez he gounezvouederezh ha dre m'emañ hec'h armerzh dindan dalc'h ar pesketaerezh.

Gant 3 048 stal labour-douar, ma labour 4 680 den oberiant (kevatal da gevratoù leun amzer), en o zouez 3 635 penn embregerezh labour-douar pe benn kenembregerezh labour-douar, e vez kinniget produerezhioù liesseurt gant labour-douar Kerne.

A bouez eo lusk kengreizañ ar stalioù labour-douar peogwir e oa div wezh nebeutoc'h a stalioù labour-douar e Kerne er bloaz 2000 eget er bloaz 1988, ma oa bet kaset an div niveradeg hollek diwezhañ da benn. Splannoc'h eo an digresk-se e su an departamant eget en norzh.

Gant ur produerezh 65 466 tonenn e 2001 hag ur c'hengreadur a 190 milion a euroioù eo dreistpouezus plas ar pesketaerezh en armerzh Kerne. Ouzhpenn an 3 200 martolod-pesketaer ez eus 8 500 den o labourat war-eeun gant filierenn ar produoù-mor.

21 376 den a labour e gennad greantel Kerne, da lavaret eo 19 % eus hollad an implijoù e Kerne. Ar gounezvouederezhioù zo 50 % eus implijoù ar gennad-se enno ha kinnig a reont oberezhioù liesseurt: kig ha kig-sezon, legumaj, laezh, produoù-mor ha boestadoù-mir pesked.

Evit echuiñ e ya obererezhioù an trede gennad (kenwerzhioù ha servijoù) d'ober 67 % eus al labour hollek. Er gennad-se en em harp dibarder Kerne war ar spletoù touristel a bouez (gwareziñ an hevelepted sevenadurel, liesseurted al lec'hiadoù, plas pouezus ar mor hag an obererezhioù stag

outañ, heberzh an aveadurioù degemer...). E 1997 e oa bet priziet al labour e gennad an touristerezh en departamant hag e kentañ plas ar renkadurezh e oa takad labour Kemper dres dirak takadoù labour Montroulez ha Brest : 7.410 implij e-pad an uhelamzer, da lavaret eo 45 % eus an implijoù e gennad an touristerezh en departamant.

Er prantad etre an div niveradeg eo kresket niver an implijoù a 4 %, da lavaret eo 3.975 implij muioc'h eget e 1990. Da gresk al labour en trede gennad eo dleet an darn vrasañ eus an emdroadur-se.

**Implij hollek 1999 dre c'hennadoù**

| Gennadoù | Niver | Kerne % | Penn-ar-Bed % | Breizh % |
|---|---|---|---|---|
| Labour-douar ha pesketaerezh | 7692 | 7,00% | 8,00% | 9,00% |
| Greanterezh | 21376 | 19,00% | 17,00% | 18,00% |
| Sevel-tiez | 6727 | 6,00% | 6,00% | 7,00% |
| Trede gennad | 73880 | 67,00% | 70,00% | 67,00% |
| Hollad | 109675 | 100,00% | 100,00% | 100,00% |

***Mammenn: EBSSA, RGP99***

**Goulennoù kompren**

1 – Pet implij zo kinniget en arondisamant Kemper?

2 – Petra eo perzhioù dibar armerzh Kerne keñveriet gant hini Frañs?

3 – Peseurt kemm a zo bet a-fet labour-douar etre 1988 ha 2000?

4 – Pet den, en holl, a labour tro-dro d'ar pesketaerezh?

5 – Petra eo obererezhioù liesseurt ar  gounezvouederezhioù?

6 – Petra eo obererezhioù an trede gennad?

7 – Petra eo spletoù touristerezh Kerne?

8 – A-fet touristerezh, dirak peseurt takadoù emañ hini Kemper?

☑ **> Lenn ha kompren**

## *Hent al Livourien e Kerne (1850 - 1950)*

Mont gant Hent al Livourien eo ober ur veaj dre al livouriezh er gweledva a-vremañ, hag adkavout ar fromoù hag ar boemoù o doa broudet al livourien da zibab Kerne.

Seizh hent evit dizoleiñ Kerne dre vont war roudoù al livourien a zo kinniget evit dizoleiñ mirdioù ha lec'hioù savouriel, chapelioù, kêrioù, porzhioù-pesketa pe evit mont da vale war ar maez a-benn dizoleiñ an natur. Evit pep hentad e klasker dre gement hent liammañ al lec'hiadoù hag an taolennoù an eil ouzh egile dre aliañ pep hini da weladenniñ ur mirdi a-raok.

**Ar 7 hent :**

Kemper, Traoñienn an Oded
Bae Douarnenez hag ar C'hab
Ar Vro Vigoudenn
Benoded, Bae ar Forest, Konk-Kerne
Pont-Aven, Ar Pouldu
Kraozon, Kameled
Kastell-nevez-ar-Faou, Ar Faoued

Evit kinnig ur servij a-zoare d'ar weladennerien ez eus en em ouestlet c'hwec'h kumun warn-ugent, tiez an douristed, tiez an degemer, mirdioù, palieroù, pretioù, letioù da zoujañ d'un niver mat a gemennadurioù heberzh a ya d'ober diazez Hent al Livourien.

Ur banellig, logo ofisiel Hent al Livourien warni, zo bet lakaet e digoradur an holl gumunioù ezel eus Hent al Livourien, koulz hag e kement ti a gemer perzh ent ofisiel en Hent al Livourien: mirdioù, palieroù, diskouezadegoù, pretioù, letioù.

Daou sturlevr titouret ha skeudennaouet e liv (da lavaret eo ouzhpenn 500 pennoberenn eilskeudennet) hag ur rummad skritelloù zo da werzhañ e Tiez an Douristed Kerne hag el levrdioù.

## Goulennoù kompren

1 – Pet hent dizoloiñ a zo?

2 – Petra a c'haller dizoloiñ?

3 – Gant pet kumun ez eo kaset ar raktres?

4 – Penaos e c'haller gouzout emeur en ul lec'h a zo stag ouzh Hent al livourien?

5 – Pet skeudenn a zo er sturlevrioù?

☑ **> Lenn ha kompren**

# *Labour ha poblañs Kerne*




E 1999 e oa 296.012 den o chom en 82 gumun a ya d'ober arondisamant Kemper. 134 annezad/km² eo stankted ar boblañs; uheloc'h eo eget keidenn Penn-ar-Bed (127 annezad/km²).

Kreskiñ dalc'hmat a ra poblañs Kerne abaoe deroù ar bloavezhioù 60. Etre 1990 ha 1999 e oa bet war-dro 5 600 annezad ouzhpenn. Ar rannvro hag an departamant zo koshoc'h o foblañs eget ar geidenn vroadel. Nebeutoc'h a dud yaouank, nebeutoc'h a oadourien met kalz muioc'h a retretidi 60 vloaz hag ouzhpenn a zo o annez enni. Ar re-se a yae d'ober 27 % eus poblañs Kerne e 1999.

Mont a ra ar boblañs war goshaat abalamour d'an niver bras a re yaouank o vont kuit, studierien pe glaskerien labour anezho, hag abalamour da zistro tud oberiant pe retretidi d'ar vro. Koulskoude eo gwall zisheñvel

dasparzh ar boblañs war an tolead-mañ-tolead e tiriad Kerne. E takadoù zo e ya ar boblañs war greskiñ kaer (Bro-Fouenant, tolpad-kêrioù Kemper), e lod all e kresk un tammig (Konk-Kerne ha Kemperle) hag e tiriadoù all e ya war zigreskiñ (ar C'hab, Douarnenez, Gorre ar Vro Vigoudenn ha Skaer).

| Poblañs dre rumm oad | | |
|---|---|---|
| **Rumm oad** | **Kerne %** | **Penn-ar-Bed %** |
| **0-19 vloaz** | 22,00% | 24,00% |
| **20-59 bloaz** | 50,00% | 52,00% |
| **60-74 vloaz** | 17,00% | 16,00% |
| **75 vloaz pe ouzhpenn** | 10,00% | 9,00% |

| Poblañs dre rumm sokiovicherel | | |
|---|---|---|
| | **Kerne %** | **Penn-ar-Bed %** |
| **Labourerien-douar** | 1,3 | 1,7 |
| **Artizaned kenwerzherien, pennoù embregerezh** | 3,3 | 2,9 |
| **Sternerien** | 3,7 | 4 |
| **Micherioù etre** | 9 | 9,1 |
| **Implijidi** | 12 | 12,7 |
| **Micherourien** | 12,8 | 11,7 |
| **Retretidi** | 24,2 | 21,3 |
| **Tud all hep labour** | 33,6 | 36,6 |
| **Hollad** | 100 | 100 |

## Goulennoù kompren

1 – Stankoc'h eo ar boblañs en arondisamant Kemper evit e Penn-ar-Bed.
Gwir eo
N'eo ket

2 – Digreskiñ a ra dalc'hmat poblañs Kerne.
Gwir eo
N'eo ket

3 – Petra oa an dregantad a retretidi e 1999?

4 – Displeg perak e ya ar boblañs war goshaat.

5 – Pelec'h e ya ar bloblañs war greskiñ da vat?

6 – Pelec'h e ya ar boblañs war greskiñ un tammig?

7 – Pelec'h e ya ar bloblañs war zigreskiñ?

8 – Brasoc'h eo an dregantad a dud 20-59 bloaz a zo e Kerne evit e Penn-ar-Bed.
Gwir eo
N'eo ket

9 – Brasoc'h eo an dregantad a artizaned a zo e Kerne evit e Penn-ar-Bed.
Gwir eo
N'eo ket

10 – Diskouez Bro-Fouenant, tolpad-kêrioù Kemper, Konk-Kerne, Kemperle, ar C'hab, Douarnenez, Gorre ar Vro Vigoudenn ha Skaer war ar gartenn.



## *Treserien, 14'*

1 - Goude he bachelouriezh, da belec'h e oa aet Anna Duval-Gwennog, hag e pet skol-arzoù eo bet?

2 - Petra eo, hervezi, an difoc'h etre tresañ ha tennañ luc'hskeudennoù?

3 - Petra eo bezañ grafour hervez Owen Poho?

4 - Pevare e oa kroget Malo ar Menn da dresañ, hag e pe gelaouenn e oa bet embannet e dresadennoù?

5 - Petra eo ar binvioù a vez implijet gantañ hiziv an deiz?

6 – Abalamour da betra eo liammet an tresañ hag an design hervez Owen Poho?

7 – Pe anv e oa an embregerezh bet krouet gantañ?

8 – Gant pe liv e krog Malo ar Menn pa labour gant e urzhiataer?

9 – Penaos e ra Anna Duval-Gwennog  pa rank tresañ plant?

10 – Piv eo an hini a zibab an tresadennoù gwellañ?

11 – Goude e embregerezh, war be hent eo aet Owen Poho?

12 – Ha kenderc'hel a ra Malo ar Menn da sevel tudennoù toaz-merat?

13 – Petra a blijfe dezhañ ober pa vo barrekoc'h gant e veziant 3 ment?

14 – War be dachenn he deus Anna Duval-Gwennog da bleustriñ?

# *Kreizenn bevoniezh Rosko, 4', 3'40, 1'50*

1 – E peseurt bloavezh e oa bet savet kreizenn bevoniezh Rosko?

2 - Petra a gaver en akwariom?

3 – E peseurt bloavezh e oa bet savet an eil akwariom?

4 – Pet den a oa eno e 2003?

5 - Petra eo kalon ar greizenn hervez ar rener?

6 – Petra eo kalon ar greizenn hervez ar rener?

7 – Perak eo goullo ar meskl?

8 – Pet kreizenn evel hini Rosko a zo en Europa?

9 – Gant peseurt studioù emañ Tangi Le Bot?

10 – Petra zo pouezus er greizenn hervezañ?

11 – Pet studier ha pet kelenner a zo?

# *Kentgerioù (pe rakgerioù)*

## Petra eo?

Un elfenn lakaet dirak ur bennrann ha stag outi a gemm he ster hag a dalvez da sevel ur ger nevez. Dit eo da gavout skouerioù.

| Rakger | Talvoudegezh | Skouer 1 | Skouer 2 |
|---|---|---|---|
| ***ad-*** | ober ur wech ouzhpenn | | |
| ***am-*** | nac'hadenn, disteraat | | |
| ***an-*** | nac'hadenn | | |
| ***ar-*** | tost ouzh, da | | |
| ***as, az-*** | ober ur wech ouzhpenn | | |
| ***dam-*** | hanter | | |
| ***de-*** | dedostaat | | |
| ***di, dis, diz-*** | hep un elfenn bennak | | |
| ***en-*** | lakaat e-barzh | | |
| ***etre-*** | boutin da veur a hini | | |
| ***gou-*** | dindan | | |
| ***gour-*** | kresk, bras | | |
| ***gwall-*** | fall | | |
| ***he-*** | aes, posupl | | |
| ***is-*** | dindan | | |
| ***ken-*** | emgav, a-stroll | | |
| ***lies-*** | Meur a hini | | |
| ***mous-*** | stumm-bihanaat | | |
| ***peur-*** | mont betek penn | | |
| ***peuz-*** | hogos | | |
| ***rag, rak-*** | a-raok | | |
| ***treuz-*** | a-dreuz | | |
| ***un-*** | unander | | |

# *Dibennoù-ger*

## Petra eo?

Un **dibenn-ger** a zo un elfenn lakaet goude ur bennrann ha stag outi a gemm he ster hag a dalvez da sevel ur ger nevez. Da skouer : un dibenn-ger eo ***«adenn»*** er ger ***stagadenn***. Gant an dibennoù-ger e c'haller gouzout pehini eo reizh ar gerioù.

**(G : gourel, B : benel)**

| dibenn-ger | talvoudegezh | div skouer |
|---|---|---|
| **-ad(où)**, **G/B** | Ar pezh a zo e-barzh | |
| **-ad(iz)** | Annezidi | |
| **-adeg(où)**, **B** | E fin ur verb : ober a-stroll | |
| **-adenn(où)**, **B** | E fin ur verb : ober e-unan | |
| **-adur(ioù)**, G | Disoc'h un ober | |
| **-adurezh(ioù)**, **G** | Micherioù | |
| **-ded** (-ted goude K, S ha T), **B** | Difetis, diwar un anv-gwan. Stumm liester ebet | |
| **-der(ioù)** (-ter goude K, S ha T), **G** | Difetis, diwar un anv-gwan | |
| **-eg(où), B** | Hollad, lec'h | |
| **-egezh(ioù), B** | Anvioù-kadarn difetis | |
| **-ek** | Goude anvioù-kadarn, da sevel anvioù-gwan | |
| **-el** | Goude anvioù-kadarn, da sevel anvioù-gwan | |
| **-elezh(ioù), B** | Perzh | |
| **-ell(ioù), B** | Stumm bihanaat | |
| **-enn(où), B** | Un dra e-unan, ul lodenn (fetis) | |
| **-entez(ioù), B** | Perzh | |
| **-er(ien/ion), G** | An hini a ra (gourel) | |

| | | |
|---|---|---|
| **-ez(ed), B** | An hini a ra (benel) | |
| **-erezh(ioù), G** | Anvioù-kadarn difetis | |
| **idigezh(ioù), B** | Anvioù-kadarn difetis | |
| **-ig(où), G/B** | Stumm-bihanaat anvioù-kadarn | |
| **-ik** | Stumm-bihanaat anvioù-gwan | |
| **-iz(où), B** | Anvioù-kadarn difetis | |
| **-oni(où), B** | Anvioù-kadarn difetis | |
| **-oniezh(où), B** | Anvioù-kadarn a denn d'ar skiantoù | |
| **-our(ien, ion), G** | Micherioù paotred | |
| **-us** | Anvioù-gwan : un dra bosupl pe ur perzh | |
| **-vet** | Niver-pedvediñ | |
| **-vezh(ioù), G/B** | Padelezh | |

# *Reizh an anvioù-kadarn hag an anvioù divoutin*

Div reizh a zo e brezhoneg : **gourel** ha **benel** (**gwregel**). Diwar an implij e ouezer pe reizh eo ar gerioù, un nebeud reolennoù a zo memestra.

## Gerioù gourel

An holl re a denn d'ar baotred (micher, broadelezh...) : *ar martolod, un Italian, ar rener...*

Ar gerioù a denn d'ar pennadoù amzer : mizioù, devezhioù ar sizhun (*ar Gwener*), koulzioù-amzer (*ar goañv*) hag ar ger *munud*.

**> *Nemet :*** *sizhun(vezh), eur(vezh), hantereur, munutenn, eilenn, segondenn* a zo **benel**

Ar gouelioù : *Nedeleg, Meurlarjez...*

Anvioù an avelioù : *ar gwalarn, ar gevred...*

Anvioù an traoù na c'haller ket rannañ evel elfennoù, danvezioù, anvioù ar gwez : *ar  glav, an dir, an douar, an ed, ar c'histin...*

An anvioù-kadarn savet diwar verboù : *ar pegañ, an troc'h…*

Ar gerioù yezhadur (anvioù-gwan, adverboù) lakaet da anvioù-kadarn : *ar melen, ar perag hag ar penaoz...*

Ar gerioù a echu gant :
-ADUR : *yezhadur, geriadur, magadur,...* **nemet** plijadur ha displijadur a zo **benel**
-AJ : *edaj, evaj...*
-DER ha -TER : *sioulder, stankter...*
-EREZH pa vez anv eus **ober** un dra bennak : *pesketaerezh, politikerezh...*

## Gerioù benel

An holl re a denn d'ar merc'hed (micher, broadelezh...) : *ar gelaouennerez, un Italianez, ar brezidantez...*
An holl re a denn d'an douaroniezh : broioù, kêrioù, stêrioù : *ar vro, Breizh-Veur, ar gêr, Kemper...*
Gerioù a dalvez da envel traoù difetis : *ar frankiz, an druez...*
Ar gerioù a echu gant :
-EZ : *ar varaerez*
-EZH (nemet ar re da envel traoù difetis a echu en -EREZH) : *ar gimiezh*
-ENN (nemet penn, plankenn, pallenn, tevenn, goulenn hag un nebeud re all a zo **gourel**) : *ar gelaouenn*
-ADENN: *ar gavadenn*
-ELL (-ADELL, -ERELL, -IDELL, IGELL, -IKELL, -ITELL) : *ar gontell, ar vrañsigell...*
-DED : *izelded...*
-I, -NI, -ENTI, -INTI, -ONI : *an diegi, ar gozhni, ar vezventi, an nevezinti, ar gasoni...*
-IEN, -IJENN : *yenien, sklêrijenn...*

# *Livadurioù ha luc'hskeudennoù micherioù kozh a Vreizh*

**Mathurin Méheut** (1882 e Lambal – 1958 e Pariz) a oa ul liver, treser ha koadengraver breizhat.

Mont a reas da Skol arzoù-kaer Roazhon er bloavezh 1897. Da c'houde ez eas da Bariz. E vuhez arzour, hir, pinvidik ha frouezus a grogas da vat dre e genlabour gant savlec'h biologel-mor Rosko. Du-se e voe krouet diazez al levr “Raklivadur ar mor 1913/1914 ». Da c'houde e tapas krog en ur veaj da Japan. Galvet en-dro da Frañs abalamour d'an engalvadeg d'ar brezel-bed kentañ e voe savet gantañ ur bern tresadennoù, gwir testenioù eus ar vuhez-bemdez er fozioù-brezel. Goude an arsav-brezel e teuas en-dro da Vreizh. Skeudennaouer a-vicher e teuas da vezañ. Kelenn a rae ivez e skol an Arzoù-kaer. Test ur marevezh eo bet, boemet gant tud e vro, eus Roazhon da Dinan, eus Rosko da Sant-Wenole e Bro-Vigoudenn o legadiñ d'ar remziadoù nevez ur bern oberennoù hag un testeni prizius.



**Mathurin Méheut : Merc'hed ar friturioù**

**Jean-Julien Lemordant** (1878 e Sant-Maloù – 1968 e Pariz) a oa ul livour breizhat. E Skol arzoù-kaer Roazhon e teskas ar vicher. Diaesterioù gwelout en doe goude ar Brezel-bed kentañ, a-raok gwelout splann en-dro e 1923.
Livadurioù diwar-benn Breizh eo a voe savet gantañ : tud, dañsoù, bed ar mor. Kalz livioù a veze implijet gantañ.

E-touez e oberennoù brudetañ emañ lein c'hoariva Roazhon (1913-1914), ma weler tud o tañsal, hag ivez ar murlivadurioù (1905-1909) a savas da lakaat e Tavarn ar c'hleze e Kemper.



**Jean-Julien Lemordant : bezhinaerien**




**Merc'hed friturioù Douarnenez, 1908**




**Bezhinaerien, Penmarc'h**



**Bezhinaerien, Plougerne**